# PA GAN AR GALON

kanennou a garantez bro-Gonnac'ht

lakaet e brezoneg

gant

FARNACHANAVAN

a-ziwar levr

DOUGLAS HYDE

abhrâin grâdh chûige connacht

Tamm-ha-tamm e steuent o ene diouz ene an amzer dremenet.

Roparz Hemon.

(Eur Breizad oc'h adkavout Breiz, p. 242)

Al labour-mañ a zo embannet gant aotreadur an Ao. Douglas Hyde



TAOLENN

## ROLL AN ANOIOU-DOUAR A VO KAVET EL LEVR-MAÑ

| *brezoneg* | *iwerzoneg* | *saozneg* |
|---|---|---|
| Konnac'ht | Cûige Connacht | Connaught |
| Lahin | Cûige Laghin | Leinster |
| Moua | Cûige Mumha | Munster |
| Oula | Cûige Uladh | Ulster |
| an C'hlar | Conndae an Chlâir | Clare |
| Innich | Innis | Ennis |
| Sligac'h | Sligeach | Sligo |
| Doun na ngall | Dûn na nGall | Donegal |
| Mouio | Muigheo | Mayo |
| Limnac'h | Luimneach | Limerick |
| Tibrad Aran | Tiobrad Arann | Tipperary |
| Ros Koman | Ros Comain | Roscommon |
| Loungfort | Longphort | Longford |
| Mi | Midhe | Meath |
| Irvi | Iarmidhe | Westmeath |
| Kontelez an Irvi | Conndae na Iarmidhe | ......... |

## E-GIZ KENTSKRID

*« This young man had come up to bring me a copy of the* Love Songs of Connaught, *which he possesses, and I persuaded him to read, or rather chant me, some of them. When he had read a couple I found that the old woman knew many of them from her childhood. She was rocking herself on a stool in the chimney corner beside a pot of indigo, in which she was dyeing wool, and several times when the young man finished a poem she took it up again and recited the verses with exquisite musical intonation, putting a wistfulness and passion into her voice that seemed to give all the cadences that are sought in the profoundest poetry.*

*The lamp had burned low, and another terrible gale was howling and skrieking over the island. It seemed like a dream that I should be sitting here among these men and women listening to this rude and beautiful poetry that is filled with the oldest passions of the world ».*

« THE ARAN ISLANDS » by
John M. Synge, p. 123-124
Leipzig, Bernhard Tauchnitz, 1926

*Goude beza lennet ar c'hanaouennou-eva, ken gouez, ken dibreder, ken fentus ha ken skañv, ez eo reiz ma teufe war o lerc'h eur pennad enep-kaer d'ezo. Ar Ouezeled n'int ket hepken dibreder ha skañv. Bez' ez eus enno ivez eur spered melkonius dindan al levenez en he barr, ha ma lavaront ne daolont evez ouz tra ebet nemet ouz an ebad hag ar blijadur, n'eus nemet o lezel da lavarout kement-se. An hevelep den a vo hizio o korolli hag o c'hoari, oc'h eva hag o c'harmi, a vo warc'hoaz o tiviz outañ e-unan, pounner, klañv ha trist an tamm anezañ, e-barz e lochennig paour digenvez, pe o hiboudi diwar-benn e spiou aet kuit, e vuhez kollet, disterded ar bed-mañ hag ar maro o tont. Evel-se emañ ar Ouezeled. Hogen an den a gavfe d'ezañ n'eo ket an hevelep rummad-tud a savas ar c'hanaouennou-se ken diseven, ken fentus ha ken ne-ran-forz-ouz-an-diaoul hon eus lennet er pennad diweza hag ar barzonegou-karantez flour, kaer ha koant e gwirionez a welo er pennad-mañ, a zo faziet brao. Buhez ar Ouezeled a zo ken truezus, ken teñval ha ken trist hag ez int ken torret, ken breset, ken skoet d'an traoñ en o bro o-unan ha war an douar ma ne gav o donezonou hag o ijin plas ebet evito o-unan ha tu ebet da vont er-maez nemet er c'hoarz hag er re-levenez foll pe er glac'har hag er c'hlemm. Gwelout a raimp er barzonegou da heul muioc'h a c'hlac'har hag a anken, muioc'h a velkoni hag a geuz eget a levenez hag a c'hoanag. Hogen daoust da se ez eo moarvat an hevelep tud a savas ar barzonegou da heul hag ar c'hanaouennou-eva. Ne c'hellomp ket hel lakaat anat ha ne glaskimp ket*



*hen ober, hogen pelec'h emañ an den a anavez Gaeltac'ht Iwerzon hag hen dislavarfe ?*

(*D. Hyde, p.* 2)

*Gwazed eo a savas ar c'hanaouennou-eva, hogen merc'hed eo a reas eun darn vras eus ar c'hanennou a garantez, ha heson ha trist e savjont anezo. E pe yez e kavimp gwir skuilhadur eur galon enkrezet displeget flouroc'h ha melkoniusoc'h eget er ganenn-mañ ? Savet e voe gant eur plac'h yaouank, a roas he c'harantez d'eun den na gomprenas ket anezi. Kollet eo ano ar plac'h ha ne anavezomp netra a-zivout an tu ma savas ar barzoneg-mañ, ha pep tra all diwar he fenn a zo dianav nemet ar barzoneg. Evel-se emañ kont gant an tri falevarz hag ouspenn eus barzonegou al levr-mañ. Ne chom netra eus an dud a savas anezo er boan hag en trubuilh, nemet ar c'hanennou.*

*Padusoc'h eo eun ton eget mouez an evned.*

*Padusoc'h eo eur ger eget madou ar bed.*

*Setu ar barzoneg a savas-hi, hag anat eo e oa anezi eur plac'h diwar-ar-maez.*

*(D. Hyde, p. 2-4)*

## MA VEFEN O VONT D'AR C'HORNOG

Ma vefen o vont d'ar c'hornog, eus ar c'hornog eo ne deufen ket.
War ar grec'hienn uhela eo e chomfen.
Hag ar skourr frondus eo a drouc'hfen emberr.
Ha va c'harantez e-unan eo a heuilhfen buan.

Emañ va c'halon ken du hag eun irinenn,
Pe ken du hag ar c'hlaouenn du a loskfe er c'hovel,



Ken du ha sol eur votez war vogeriou gwenn,
Hag ez eus melkoni vras war va c'hoarz.

Emañ va c'halon blonset, breset,
Evel skourn war c'horre an dour,
Evel eur bern kraoñ a vefe torret,
Pe eur plac'h yaouank goude hec'h eured.

Emañ va c'harantez a liou gant ar mouar,
Hag a liou gant ar flamboez, eun deiz kaer heoliet,
A liou gant al lus dua war ar menez,
Hag alies e vez eur penn du war eur c'horf skedus.

Poent eo d'in mont diouz ar gêr-mañ.
Begek eo ar mein enni ha yen an douar.
Eno eo e klevis eun tamall didalvez (1),
Hag eur ger diblijus gant an dud a zroukkomz.

Kañv a ran war ar garantez, gwalleürus eo hounnez he roas
Da vab ar vaouez-hont, n'he c'homprenas biskoaz,
Du e lezas va c'halon em c'hreiz,
Ha ne welan ket anezañ er straed pe e lec'h all.

(D. Hyde : dà dtéidhinn-se siar, p. 4-6)

(1) Guth gan éadàil : eur vouez hep madou.

*Gwelet hon eus ar vaouez o klask frealz d'he c'halon dorret en eur lakaat he soñjou e geriou. Setu bremañ ar gwaz o klask ober an hevelep tra, hag heñ glac'haret-bras ha doun ha melkonius an tamm anezañ. Ano ar ganaouenn eo « Kribenn ar menez Néfin »... Néfin a zo eur menez pell er c'hornog e kontelez Mouïo, hag heñ eo a roas e ano d'ar ganaouenn. Anat eo e oa eun den diwar-ar-maez a savas anezi, eun den na oa nag eur file nag eur barz anezañ. Hogen d'am meno ez eus nebeut a ganaouennou savet gant ar varzed vrudet hag a zo ken c'houek ha hi.*

(*D. Hyde*, p. 6 *ha* 8)

## KRIBENN AR MENEZ NEFIN

Ma vefen-me war gribenn ar menez Néfin
Gant va c'hant-karantez em c'hichen,
E vefe plijus evidomp kousket a-gevret
Evel al labousedigou war ar skourr.
C'houi eo gant ho kenou flour atao o varvailhat
A greskas va glac'har,
Ha ne c'hellin ket kousket c'houek
Ken na vin maro, siouaz !

Ma vefen-me er porziou-mor,
'Vel ma tlefen beza, e vefen o c'hoari,
Tra ma vefe va holl vignoned er glac'har
Hag er velkoni bemdez.
Gwir vleunienn ar strobinellourien,
A gavas an trec'h hag ar c'hlod e pep emgann,



Heñvel eo va c'halon-diabarz ouz eur c'hlaouenn du
Ha maouez va zruez (1) n'eo ket beo.

Ha n'eo ket bourrus evit an evnedigou
Sevel uhel en aer,
Ha kousket a-gevret,
War eur skourrig hepken ?
N'emañ ket evel-se evidoun,
Nag evit va c'hant-mil-karantez,
Pell an eil diouz egile,
E sav pep deiz warnomp.

Petra 'soñjit a-zivout an neñvou
Pa deu gwrez en devez,
Pe a-zivout al lano pa sav
Rag-eeun d'an aber doun ?
Evel-se 'vez an den
A gar gant eur c'hoant re vras,
Evel eur wezenn war gribenn eur menez,
Ha hi dilezet gant he bleun.

(Mala Néifin, p. 8-10)

(1) Da lavarout eo, ar vaouez he devo truez ouzin

*Goude beza roet an diou ganaouenn digalonekaet-se, e roimp d'o heul diou ganaouenn all disheñvel-krenn diouto. Bez' e c'heller o renka e-mesk ar c'hanennou o veuli ar merc'hed. Koz ez int hag anavezet dre Iwerzon a-bez. Rei a ran amañ eun eilskrid a vro-Gonnac'ht hag unan all a vro-Moua. Kavout a ris an hini genta en dournskrid koz-se am eus komzet anezañ ken alies, hag an eil en eun dournskrid savet gant ar studier gouezelek « Dômhnall Mac Consaidin » eus Innich (1) e kontelez an C'hlar.*

(*D. Hyde, p.* 10)

## AN HINI GARET HE BLEO KAER

E Kêr-an-enez (2), er c'hornog,
Emañ va c'harantez evit bloaz.
Kaeroc'h eo eget heol an diskar-amzer,
Hag e kresk ar mel 'n he goude
War roudou he zreid er menez,
N'eus forz pegen yen e ve an amzer goude miz du.

Ma c'hellfen seveni va c'hoant,
E kemerfen anezi 'barz va roued,
Hag e lamfen diouzin an anken-mañ hep glac'har.
Ha war guzul ar re ganet a-viskoaz,
Ne zimezfen nemet gant va c'hoant,
An hini garet he bleo kaer.

(1) Innis en iwerzoneg, kêrbenn kontelez an C'hlar (Farnach.)
(2) Baile-na-hinnse en iwerzoneg, Ballinahinch e saozneg (Farnach.).



Va douar am eus da beurarat,
Ha va frad da hada,
Ha pep tra all da ober.
Me da veza er maez,
En deiziou glao ha reo,
Gant ar spi ma roi d'in karantez.

Kenkoulz eo d'it
O ! keneil va c'halon,
N'eo ket warnout emañ ar boan dismantrus,
Ha maez neñvou Doue
Ne weli ket ken na varvi,
Panevet e rofe da galon-diabarz karantez d'in-me.

Ma c'hellfen ober va dibab
E-mesk merc'hed koanta ar bed,
E rafen eun dibab diouz va c'hoant,
Hag evel ma lavar al levriou,
Ganti e chomas an trec'h war ar bed,
An hini garet he bleo kaer.

(D. Hyde : mùirnîn na gruaige bàine, p. 10-12)

## MARI VIHAN HE BLEO KAER

E-tal ar Brid (1) er c'hornog emañ va c'harantez evit bloaz,
Heñvel eo-hi ouz heol an hañv.
Kreski 'ra mel 'n he goude war roudou he zreid er menez,
Seiz sizun goude ar c'henta a viz du.

(1) Ano eur stêr moarvat.

Ma rafen-me he skeudenn, hi eo ar vaouez he bleo plezennet,
Ar plac'h a vez komzet diwar he fenn evit he c'hened,
Hag ez eo e-kichen doriou Killalou (2) ez oun aet diouz va oan,
Mari vihan he bleo kaer.

Gant ma ne din ket da anaon pe dindan gorre an douar,
N'eo ket eur vez beza melkoniet abalamour d'it,
Hogen kousk evel an evned war lein bouk ar gwez,
Daoust hag ez eus eun den e poan evel m'emaoun?
E-pad an nozvez diweza ne serris ket va daoulagad eur predig,
Ha me o prederia war jestrou Mari,
Gant ma ne deuio ket ar maro e penn va izili,
A-raok ma welin va c'harantez skedus 'barz eun ti.

E-tal ar Brid-meur emañ va mil teñzor,
Ar plac'h yaouank seven ha hegarat,
A zo flouroc'h blaz he fok eget mel ar gwenan war an daol,
Ha pa vije evet gant gwin-ardant ruz-irin.
Diou vronn gaer, kenedus, gwenn, flour, skedus,
'Vel eun alarc'h e-unan war eul lenn.
Komz a ra ar goukoug e-kreiz ar goañv yen,
Er gêriadennig m'emañ-hi o c'hoari.

(2) Killalou, Cill-dhà-luath (Iliz an diou onenn) en iwerzoneg, Killaloe e saozneg, kêr war ribl dehou ar stêr Chanan, war-hed daouzek miltir eus Limnac'h ha tost d'al Loc'h Ruz (Loch Dearg) e-kreiz eur c'horn-bro brudet evit e gaerder (Farnach.).



Daoust ha n'eus ket peadra da veza trist ha da leñva 'vit eun den eveldoun,
Pa ne daol ket ar merc'hed evez outañ ?
Klevet em eus lavarout e rofent o c'harantez
D'an den en Iwerzon en deus ar gwasa brud,
Gant ma ne deuin ket en-dro kent d'in sevel va roued,
Ha kent n'am bo va gwalc'h er-maez eus o c'halon.
A-us da bep maouez veo, hounnez eo va c'harantez,
Mari vihan he bleo kaer.

(Màire bheag na gruaige bàine, p. 12-14)

*Setu bremañ poz diweza ar ganaouenn embannet gant D. Hyde dindan an ano « Mùirnîn a gruaige Bàine » (An hini garet he bleo kaer), p. 16-18. N'eo anezi e gwir nemet eun eil doare eus ar ganaouenn a-raok, ha setu perak end-eeun n'eo ket bet troet en he fez. Heñvel-kenañ eo ar poz-mañ ouz trivet poz ar ganaouenn a-raok, nemet ez eo flouroc'h c'hoaz marteze (Farnach).*

E-kichen ar stêr vras,
Emañ (o chom) va mil teñzor,
Eur plac'h kenedus, seven eo anezi ;
Ha flouroc'h e oa d'in he fok
Eget mel ar gwenan ouz taol,
Ha pa vije evet gant gwin-ardant.
He divronn krenn ha kaer,
Stummet brao hag e bleun,
Heñvel ouz erc'h strewet war ar meneziou ;
Hag e komz ar goukoug gant dudi
E-kreiz ar goañv,
Er gêriadenn ma vev va c'harantez gant plijadur.

(D. Hyde : Mûirnîn na gruaige bàine, p. 16-18)



*En em gavout a raimp bremañ gant eur ganenn drist all a voe savet gant eur plac'h yaouank o leñva hag oc'h en em chala war he c'harantez. Kanet e voe d'in gant eur vaouez koz eus kontelez Sligac'h. Kemmesket e oa avat gant gwerzennou fall, hag abalamour da se eo e roan eun darn anezi (poziou 2, 3 ha 4) hervez va dournskrid, hag eun darn (poziou 1 ha 5) n'eo ket en dournskrid hervez ar vaouez koz.*

*(D. Hyde, p. 18)*

## KRIBENN AR MENEZ RUZ

Emaoun em sav
Abaoe ma savas al loar an noz tremenet,
O lakaat an tan da gregi
Hag o vaga anezañ dillo.
Emañ tud an ti
O kousket, ha me va-unan.
Emañ ar c'hilhegi o kana,
Ha kousket an douar nemedoun.

Gant ma ne din ket diouz ar bed-mañ
Kent na zistagin diouzin an droukchañs,
Kent n'am bo saoud ha deñved
Ha va c'hoant eus eur paotr hepken.
Ne gavfen ket hir an noz
Ma vefen astennet tost d'e vrennid flour ha gwenn,
Hag ez aotrefen da ouenn Eva
Lavarout o dibab goude se.

Karantez a c'holo kasoni
    E pep lec'h ma vez kened en eur vaouez.
War eur gwele striz hag uhel
    'Vit tri miz hir em gourvez,
Pa zalc'his koun eus va c'harantez
    A lezis war gribenn ar menez ruz,
E ouelan va gwalc'h,
    Hag ez eo dibaot e sec'h va boc'h.

An anken (1) a ris va-unan,
    Ne c'hellan ket eva takenn ebet anezi,
Gwasoc'h eo evel emaoun,
    Ne c'hellan ket kavout ar c'housk ;
Malloz Mab Doue war an neb
    A gemeras diouzin va c'harantez,
Hag am lezas va-unan-penn
    Pep nozvez hir en anken.

Hag, o, paotr yaouank,
    N'oun tamm ebet eun abeg 'vidout da c'hoapaat,
N'ec'h eus netra da lavarout,
    Nemet hepken ez oun hep madou.
N'out ket va c'harantez,
    Ha va dismantr ma 'z oun trist gant se,
Ha ma 'z oun hep chatal,
    Ez eo a-walc'h (2) d'in kousket va-unan.

(D. Hyde : mala an tsléibhe ruaidh, p. 22-24)

(1) « An liondubh » er ganaouenn a dalv kement hag anken ha bier du. Eur c'hoari-geriou a zo.

(2) Da lavarout eo : ez oun barrek.



*Trist-kenañ eo ar ganenn-mañ, evel an darn vuia eus ar c'hanennou a garantez savet gant merc'hed. An ton, avat, a zo tristoc'h c'hoaz eget ar c'homzou. Heñvel-kenañ eo ouz eur ganenn a don ganti am eus kavet en eun dournskrid a vro Moua savet gant Dômhnall Mac Consaidîn. Gwirheñvel eo en devoe ar barzoneg digant eun den koz bennak, hag e lakaas anezañ dre skrid. Daoust m'em eus kavet anezañ en eun dournskrid a vro Moua, n'eo ket hepken er vro-se e vez kavet, rak klevet em eus me va-unan darn anezañ e bro Gonnac'ht. Bez' ez eo unan eus ar c'hanennou-se a vez anavezet en diou rannvro. Eur plac'h eo a zo adarre o leñva warni hec'h-unan abalamour ma n'he deus ket ganti he « c'harantez-dibab ». Heñvel-kenañ eo ouz ar ganenn anvet « Kastell O 'Néill » gant O'Daly. Gwerzennou a zo, avat, n'int ket e « Kastell O' Néill », ha setu perak e kav d'in e talv ar boan he rei amañ.*

*(D. Hyde, p. 22)*

## AR SKUIZDER HAG AN ANKEN-MAÑ

Emañ ar skuizder hag an anken-mañ
    O vont ez vras, ez vras tro-dro va c'halon,
Ha leun eo va diou votez ganto,
    Hag an daerou o redek d'an traoñ ganin.
Abalamour eo m'emañ ar sul pell diouzin,
    O mil teñzorig, ken na di gant an hent.
Ha va hini karet diou wech ez out,
    Kenavo d'it ken na din en-dro adarre.

O karantez hag o hini karet,
Daoust hag am c'hasi da zerou an hañv,
E-mesk an traoniennou
E-lec'h e vefemp pa 'z a an heol da guz.
Saoud, deñved ha leueou,
Ne c'houlennin ket anezo da vadou ganit,
Hogen va dourn dindan da gorf gwenn,
Hag an aotre da zivizout ken na sono hanternoz.

Kant kenavo d'an noz tremenet,
Perak ne oa ket fenoz an noz kenta ?
Eur paotrig buhezek
Am flourfe eur pennad war e zaoulin.
Lavarout a rafen-me eur marvailh d'it,
Ma c'hellfes mirout va c'hevrin,
M'emañ va c'harantez ouz va ankounac'haat.
O Doue skedus hag o Mari ! daoust ha n'eo ket eun druez !

(an tuirse a's an brôn so, p. 22-24)



*Eur gwaz a c'hell beza ken enkrezet hag eur vaouez. Setu eur ganaouenn vihan hag eeun em eus bet digant eun den koz a oa anvet O 'Falamhain eus Baile-an-tobar (Kêr ar puñs e brezoneg).*

(*D. Hyde, p.* 24)

## PELL 'ZO EMAOUN EN HENT

Pell 'zo emaoun en hent,
'Vit klask eur vaouez-ti (1).
Kelou anezi ne gavis
E kêr pe war ar maez.
Ken na welin va c'haredig
War dor Krec'h-ar-Boudiged,
He bleo teirflezennet
O vont gant an avel.

Eun druez eo n'oun ket dimezet
Gant teñzor skedus va c'halon,
War ribl pella ar stêr vras
Pe er c'hleuz tosta en he c'hichen.
A-gevret gant ar merc'hed,
Int-i eo a savfe va c'halon,
Hag e vefen bloaz yaouankoc'h
Ma vefen dimezet gant va c'hoant.

Ken na gresko diou askell
Er-maez eus va divronn,
Ha ken na savin d'an nec'h,
E-mesk evned ar bae,

(1) Ban-tighe, « Hausfrau » en alamaneg.

Ken na vo savet eun arched-koad 'vidoun,
Ha ken na daio an tachou ennañ d'e serri,
Ne daio biken da garantez diouzin,
Ken na vin-me (abaoe) tri miz 'barz ar bez.

E diabarz an ti bras-mañ
E chom hag e vez va c'harantez gwenn,
Heñ eo va steredenn a anaoudegez,
Heñ eo, a gav d'in, na c'heller ket kavout.
C'houekoc'h e ve d'in e ziweuz
Eget ar bier hag ar sukr gwenn,
Hag anez d'in d'e gaout da bried,
Gouzout a ouzon ne vo biken leun va c'halon.

Emañ al liorz-mañ 'n he gouezoni, —
O karantez gwenn, ha ne ra forz d'it ? —
Dindan ar frouez brao gwenn,
'Mañ o kreski 'vel deil ar skourrou.
Ne ve ket c'houekoc'h d'in richan eun drask
O vont gant an hent-mañ pe mouez c'houek an evned ;
Hag ez eo tec'het va c'harantez diouzin,
(Ar paotr e) vleo rodellek, da Gastell Mab Niall.

'Vel eur bod e toull eur riboul
E voen lezet dilun vintin,
Hep den ebet beo a-gevret ganin,
Nemet va c'harantez gwenn hag heñ aet pell diouzin.
N'eus na sked na kaerded,
Ne koantiz ebet er rouantelez-mañ
N'emaint ket ennañ, va c'harantez gwenn ;
Hag an dra-se a lezas huanad em c'hreiz.



Gant ma ne din ket diouz ar bed-mañ
Ken n'am bo tennet diouzin an drouk-chañs,
Ken n'am bo ganin saoud ha deñved
Ha va c'harantez seder war eur gwele.
Yun ar Gwener
Pe an deiziou-gouel ne dorrfen biken
Ha ne vije ket hir an nozvez d'in
Ma vijen em gourvez tost d'ho prennid gwenn skedus.

Me 'm eus eur c'hornig koant frondus
War dor pella ar run
Da zedenna va meleganez,
Ha va c'hant mil karantez.
Evel-se 'mañ va c'halon
Ouz en em ranna em c'hreiz,
Evel ma vije eur wezenn e-kreiz eur menez
Ha hi hep gwrizienn pe derc'h yac'h.

Evel eun heol a-us d'eun islonk
E vez va spered, siouaz !
Digousk, diziskuiz,
E-pad ouspenn bloaz.
'Vel-se 'mañ va c'halon
Ouz en em ranna em c'hreiz,
Rak ne deuez ket d'am goulenn
'Vit eur pennadig eus eun noz hepken.

(Is fada mé ag imtheacht, p. 24-26-28)

*Setu bremañ eur vaouez o ouela d'he c'harantez en eun doare eeun-dreist ha heson-kenañ. Eur vaouez eo, Berc'hed ni Chosruaidh, a ganas d'in ar ganenn-mañ. Chom a rae en eul lochenn e-kreiz eur palud e kontelez Ros Koman ha tost da gant vloaz e oa. Marvet eo bremañ hag he c'hanaouennou ganti* (1).

## VA ANKEN WAR AR MOR

Va anken war ar mor !
Heñ eo a zo bras.
Heñ eo 'n em astenn etrezoun
Ha va mil teñzor.

Lezet e voen er gêr
Glac'haret-holl,
Hep spi da vont en tu all d'ar mor
Da virviken.

Va glac'har n'emaoun ket
Gant va hini karet gwenn,
E Bro-Lahin
Pe e kontelez an C'hlar.

Va anken n'emaoun ket
Gant va mil karantez,
E bourz eul lestr
O skei war-du Amerika.

(1) Pedet e vezer da gaout koun ez eo bet embannet levr Douglas Hyde e 1895 (Farnach.).



M'em boa eur gwele broenn
Dindanoun, an noz tremenet.
Hen teurel 'ris er-maez
Pa savas gwrez an deiz.

Dont 'reas va c'harantez
Em c'hichen,
E skoaz ouz va skoaz,
E c'henou war va genou (1)

(Mo bhrôn air an bhfairrge, p. 28-30)

(1) Heson-kenañ ha flour ha dudius eo ar ganaouenn-mañ, hogen gwall ziaes da drei abalamour d'he berrded end-eeun. Klasket hon eus he lakaat e brezoneg c'houekoc'h, hogen merzet hon eus ne raemp nemet lemel diganti he saour d'ezi hec'h-unan. Evit ar re a oar eun tammig ar gouezeleg e roomp amañ ar poz kenta anezi :

Mo bhrôn air an bhfairrge
Is é tâ môr,
Is é gabhail idir mé
'S mo mhile .stôr. (Farnach.).

*Rei a ran eur ganenn a garantez brudet-bras, « ar spern du », evel m'he c'hlevis gant an den koz Gwilh Sgurrlôg, eus kontelez Roskoman.*

*Ar barzoneg-mañ a zo koant e gwirionez ha flour ha n'eus ket a gorn er vro e-lec'h ne c'hellfe ket beza kavet c'hoaz. Ken anavezet eo e saozneg hag en iwerzoneg, hogen ne vez ket kavet atao an hevelep gwerzennou enni. Bez' oa eur vaouez koz, pell 'zo, a veze boas d'he c'hana d'in, ha n'errue biskoaz d'ar werzenn-mañ :*

*« Daoust d'ezañ beza uhel, an hiliberenn a zo c'houero he lein » hep skuilha daerou.*

## AR SPERN-DU

Soñjal a ra kant den ez oun ganto pa evan gwinardant,
Hogen diou drederenn anezo a ya kuit diouzin pa soñjan en ho tiviz ganin.
Ho stumm a zo flouroc'h eget ar seiz war menez O'Flinn,
Hag ez eo heñvel va c'harantez ouz bleun an irin war ar spern-du.

Ha kenavo bremañ d'ar gêr-hont, er c'hornog, e-mesk ar gwez.
Eno emañ ar plac'h am dedenn, abred ha diwezat.
Niverus eo ar paludou gleb ha lous hag an « hentou kamm » (1)
A zo etrezoun hag ar gêr m'emañ va zeñzorig enni.

(1) Bóithrín cam : hentouigou kamm.



Bez' ez eus em godell eur seizenn roet gant va c'harantez kenta,
Ha paotred Iwerzon ne c'hellont ket va dic'hlac'hari.
Ne rin netra ganeoc'h ken na vo savet eun arched striz evidoun,
Ha ken na gresko ar geot, goude se, a-dreuz va c'hreiz.

Hag, o, Paddi, glac'haret oc'h pa 'z oun klañv ?
Pe, o, Paddi, glac'haret e viot pa 'z in e-barz ar vered?
O Paddi he bleo skoulmet, ho kenou a zo flour
Ha ken na din e-barz an douar e vo va c'harantez evidoc'h abalamour d'ho tiviz ganin.

Hennez a vije foll a lammfe a-us d'eur c'hleuz uhel,
P'en deus eur c'hleuz izel en e gichen.
Daoust d'ezañ beza uhel, an hiliberenn a zo c'houero he lein,
Tra ma kresk mouar ha flamboez war ar gwez a zo an izela o bleun.

Hag, o, Mari garet, petra 'rafen ma 'z afec'h kuit diouzin ?
N'ouzon ket (penaos mont) d'ho ti, na d'ho krignol, na d'ho perchennadou-foenn ;
Aliet-mat e voen gant va zud da chom hep mont diouz ar gêr ganeoc'h,
Rak kant tro-bleg a oa en ho kalon ha miliadou gwidre.

(An droighneân donn, p. 30-32)

## KEMENERIG AN DILHAD.

Mont a rin diouz ar gêr-mañ
Abalamour m'eo divalo,
Hag ez in da veva
Da Gli-i-Gara,
E-lec'h em bo pokou
Eus va zeñzorig hag eun degemer mat
Eus va c'houlmig yaouank bouk,
Hag e timezin gant ar c'hemenerig.

O kemener, O kemener,
O kemenerig an dilhad,
'Gav ket d'it eo koantoc'h da zoare-trouc'ha (1)
Eget da zoare da liva gevier ?
'Gav ket d'in eo pounneroc'h maen eur vilin,
Hag heñ o koueza e Loc'h Erna
Eget karantez padus ar c'hemener,
A zo e brennid va hiviz ?

Soñjal a raen-me,
'Vel ma oan diskiant,
E kemerfen da zourn,
Pe ar walenn-eured,
Hag e soñjen goude se
E oas ar steredenn a anaoudegez,
Pe bleun ar flamboez
A bep tu d'an hent.

(Tâillùirîn an eudaigh, p. 36)

(1) An dilhad.



## BEZ' EZ EUS EUR PLAC'H ER GER-MAÑ

ar paotr :

Bez' ez eus eur plac'h er gêr-mañ,
Hag hec'h ano eo Mari.
Rei a ris karantez ha keneilded d'ezi
A-us da blac'hed all ar gêr.
N'eus nag aour nag arc'hant ganin,
Na netra nemet va yec'hed,
Ha ma 'c'h eus c'hoant eus eun den goullo,
Setu-me ha laouen oun.

ar plac'h :

O yaouankiz yaouank,
Ma vez aour melen 'barz e c'hodellou,
Ra welin-me da saliou
Skedus, ha da garroñsou,
Ra welin-me da liorz,
Leun a bep (seurt) frouez,
Hag ar c'hantadou o vervel
Gant ar c'hoant dimezi ganit.

Soñjal a raen-me,
'Vel ma oan diskiant,
E rofes d'in da zourn
Pe ar walenn-eured.
Hag e soñjen goude se
E oas ar steredenn a anaoudegez
Pe vleun ar flamboez
A bep tu d'an hent.

ar paotr :

Me 'zo eur paotr paour
O kuitaat Iwerzon,
Hag o vont da Vro-C'hall
En arme ar roue Jakez.
Gwerza a ris va zamm-douar
'Vit eur c'hardad evaj trenk,
Hag, o maouez an ti,
Ro d'in peadra da c'hlebia va genou.

ar plac'h :

O yaouankiz yaouank,
M'en deus aour melen en e berlezennou,
Ha re a verc'hed yaouank
O pokat d'az kenou bihan,
Gant ma ne din ket kuit diouz ar bed-mañ
A zo droukprezegus ha gaouiat,
Ken na savin da vugale
War vrennid gwenn va hiviz.

(Tâ cailîn ôg 'sa 'mbaile seô, p. 38-40)



*Setu eur ganaouenn all, a zo flour e gwirionez. Heñvel eo ouz eur ganenn a vro-Moua, a zo ken flour ha hi. Kredi a ran, avat, ez eo eus bro-Gonnac'ht. An doare-lavar « steredenn a anaoudegez » a zo enni ivez. Anat eo n'eo ket amañ en he fez.*

## AR PLAC'H YAOUANK

M'em befe eun ti d'in-me,
Eun douar hag eur vicher,
Deñved gwenn ha kaer
War eur roz pe eur menez,
Yec'hed ha kened
Ha karantez reiz gant se,
E vefen-me ha va c'haredig
Eürus ha sioul er bed-mañ.

Bez' ez eus eur plac'h er vro
A zo eur steredenn a anaoudegez,
Eun heol kaer-dreist ouz taol
Hag eur vaouez eus an dibab.
He c'horf 'zo hir ha kenedus
Hag he bleo o krena, kaer,
Ha pep koubl ganti o fiñval ouesk
Eus he rodellou betek he gouzoug.

Ma vefen-me ha va c'huziadenn (1)
E-barz ar c'hoad o kistina,
Pe e-kichen eur c'hleuz dudius,

(1) Rùn a dalv kement ha kuziadenn, hag a vez er c'hanennou-mañ implijet alies evit « hini garet ». Gwelout ivez « An Itron gaer ».

Hep goudor a-us d'imp 'met lusenn
E vefe va c'halon o weñvi
Gant ar garantez evit he fok,
Karantez reiz e oa am lazas,
Hag a zislivas va c'hroc'hen.

Ma vefen-me ha va c'harantez
War dor eur grec'hienn,
Hep eur gwenneg en hor godell
Pe hep boued evit an hent,
E lakafen va goanag er C'hrist,
Ken m'hor bije traou e-leiz hep dale,
Ha ma lamfe va zeñzor skedus
Ar boan-se eus va c'halon.

Ma vefen-me ha va c'harantez
Tost d'ar mor pe d'an aod,
Hep den ebet beo tro-dro d'imp,
An noz hir hag an deiz,
E vefen-me o tivizout
Gant Neli ar veleganez
Hag e kavfe d'in ez eo plijus
Beza oc'h ambroug va c'harantez.

(D. Hyde : an mhaighdean ôg, p. 44-46)



*N'eus ket eur ganaouenn a garantez a zo anavezetoc'h e bro-Gonnac'ht hag aliesoc'h e genou an dud koz eget ar barzoneg a savas Tomas Lâidir Coisdeala (distagit « kichdala ») diwar-benn ar plac'h reuzeudik ha kaer Una Nic Diarmada (distagit « ouna ni iaramada ») ma roas karantez d'ezi. Ne oa gwaz ebet en Iwerzon, d'ar c'houlz-se, a oa kreñvoc'h ha mibinoc'h eget an Tomas-se, ha setu perak e voe lesanvet Tomas Lâidir, da lavarout eo, Tomaz Kreñv. Morse ne veze skuiz ar « seanchuidhe » (1) o tanevella istoriou marzus diwar e benn. Beva a rae en amzer Charlez II, a gav d'in, hag e oa kalz a zouar gant e dud. Hogen goude ma voe deut Cromwell en Iwerzon, e kolljont an darn vrasa anezañ. An Tomaz Kreñv-se a oa ken mibin ma tize d'ar red eun ebeul tri bloaz na oa ket bet lakaet brid biskoaz en e benn, ha ken kreñv e oa m'en dije dalc'het anezañ hep hen lezel da vont kuit ken alies gwech ha m'en dije kroget en e voue. Diouz a lavaront, setu ar c'henta ober bras a reas :*

*Pa oa anezañ eur c'hennard seitek vloaz, e teuas eur c'hampion betek ar gêr vras Sligac'h, hag e c'houlennas ne vern piou eus ar vro a-bez evit gouren gantañ. Ar boaz e oa d'ar c'houlz-se rei boued hag aoz d'eur seurt kampion. Beva a rae diwar goust ar gêr ma oa deut da chom enni ken na veze kavet eun den all evit rei lamm d'ezañ en eur c'houren.*

*Dont a reas an deiz m'en em vodas tud evit gwelout ha mont a raje unan bennak da c'houren gant*

(1) Seanchuidhe, daneveller marvailhou koz (Patrick S. Dinneen, Irish-English Dictionary, p. 193).

ar c'hampion. Eontr ar C'hoisdeala a yeas ivez gant ar re all. Goulenn a reas Tomaz an aotre da vont gantañ, ha goude beza aspedet pell e eontr, e voe lezet da vont. Eur mor a dud a oa dija e Sligac'h pa 'z errujont eno, hag ez ejont war ar c'hlazenn e-lec'h edo ar c'hampion. Pep den a yae da c'houren gantañ a veze taolet d'an douar, ha ne oa den ebet a gement a oa barrek da chom en e sav dirazañ. E keit-se edo ar C'hoisdeala yaouank o krena hag o virvi ken na c'houlennas e eontr outañ: « Petra 'zo ganit ? »

« Ora », a respontas, « va lez da vont da c'houren gantañ ».

« Foll out, va faotr », eme an eontr. « Petra 'larez ? Daoust hag ec'h eus c'hoant da veza lazet gant ar c'hampion ? »

« Ne lazo ket ac'hanoun », eme ar paotr. « Me 'zo kreñvoc'h egetañ ».

« Va lez neuze da santout da zivrec'h », eme an den koz.

Tomaz a stegnas anezo, hag ar c'higennou a oa enno a oa ken fetis ha ken kalet hag an houarn. Aspedi a reas an den koz ha goulenn a reas an aotre digantañ ken na voe skuiz hemañ en diwez, ha ken na roas d'ezañ an aotre da vont da c'houren gant ar c'hampion. N'oa den ebet o vont d'ar c'houlz-se abalamour m'en doa trec'het an holl dud ken alies gwech ha ma oant deut da c'houren gantañ, hag e oa kroget an aon er re all. Tostaat a reas ar C'hoisdeala neuze, hag e lavaras : « Mont a rin-me da c'houren ganit ».

C'hoarzin a reas ar c'hampion pa welas ar paotrig yaouank o tont war-du ennañ, hag e lavaras :



« Ma vefes fur, paotr bihan, e chomfes e-lec'h m'emaout ha ne deufes ket da c'houren ganin-me ».

« Va gwella a rin ganit, n'eus forz penaos », eme Domaz.

Bremañ, setu penaos e veze gourenet en amzer-se. Staget e veze eur gouriz ler en-dro da zargreiz an daou waz, ha pep unan a groge e gouriz egile. Pa vezent prest, kerkent ha lavaret d'ezo e stagent da c'houren. Pa welas an engroez ar gouriz staget en-dro da Domaz yaouank, e voe laosket garmou evit ma vije miret outañ da c'houreñ. Meur a hini en doa aon na vije lazet, rak ar c'hampion-se en doa lazet eun niver bras a dud a-raok, hag e soñjent ne vefe ket eur paotr yaouank tener evel Tomaz evit mirout e vuhez er pegad. Hogen Tomaz ne felle ket d'ezañ selaou ouz an dud, rak santout a rae e oa kreñvoc'h eget na gave d'ezo. An eontr koz a skuilhe daerou en eur welout ne dalveze da netra komz outañ.

Staget e voe ar gouriz ler warnañ neuze, hag e krogas start ar c'hampion ennañ, hag heñ a reas kemend-all e gouriz e enebour. Neuze e voe gourc'hemennet d'ezo kregi ganti. Pa glevas Tomaz ar gourc'hemenn, e sachas en eun taol e zaouarn kroget e gouriz an enebour war-du ennañ e-unan, hogen ne fiñvas ket ar c'hampion. Tomaz a waskas anezañ adarre, hogen ne fiñvas ket an enebour.

« Eontr ker », emezañ, « petra 'zo gant an den-se ma ne c'houren ket ganin. Distag anezañ diouzin evit ma welimp ».

Dont a reas an dud neuze, hag e tistagjont daouarn ar c'hampion diouz ar gouriz, hag e

*kouezas a-c'houen hag heñ maro. E vell-kein a oa bet torret gantañ.*

*Bez' e voe an taol-kaer kenta a reas Tomaz, ha diwar an deiz-se e komprenas e oa kreñvoc'h eget an dud arall...*

*An dud koz a ouie kement a istoriou diwar-benn degouezadennou hag oberou Tomaz ma ne ehanfen mui d'o dibuna en eur lakaat e c'hellfen o danevella evel m'o c'hlevis. Abalamour da se eo ne gomzin nemet eus an darvoud hen lakaas da sevel ar barzoneg diwar-benn Ouna Nic Diarmada a vo kavet pelloc'h.*

*Ouna a gouezas e karantez gantañ, hag heñ a gouezas e karantez gant Ouna. Ne oa ket pinvidik ar C'hoisdeala, hag e oa kalz a zouar hag a vadou gant Mac Diarmada. Hemañ a gemennas d'e verc'h Ouna chom hep komz ouz Tomas Lâidir abalamour ma n'hen lezje biken dimezi ganti. C'hoant en doa dimezi e verc'h gant eun den all, a oa pinvidikoc'h eget ar C'hoisdeala. Pa gavas d'ezañ a-benn ar fin e oa torret youl e verc'h, ec'h aozas eur banvez bras ma pedas d'ezañ tudjentil ar gontelez a-bez. Tomas Lâidir a oa en o mesk. Pa voe echu ar pred e voe staget da eva yec'hedou. Neuze, Mac Diarmada a lavaras d'e verc'h : « Sav, hag ev d'an hini a garez ar gwella e-mesk an dud-mañ ». Rak soñjal a rae he dije evet d'an den pinvidik-se en doa dibabet evit beza he gwaz. Ha hi ha kemer ar werenn ha sevel hag eva da Domas Lâidir Coisdeala.*

*P'he gwelas oc'h ober kement-se, e savas droug en tad, hag e tistagas eur javedad ganti. Mez he devoe. Dont a reas daerou en he daoulagad. Re*



*uhelsperedet e oa, avat, evit lezel an dud da welout edo o ouela abalamour d'ar voc'had a oa bet roet d'ezi gant he zad. Kemer a reas eur voest-vutun, hag e lakaas eun tammig anezañ e-barz he fri evit rei da gredi e oa ar butun kreñv en doa he lakaet da ouela. Tomas Lâidir a yeas diouz ar sal war an taol.*

*Diwar-benn ar pez a oa c'hoarvezet eno eo e savas ar poz-mañ, e mesk meur a hini all :*

*« Daoust ha ne laras ket se koantik ar bugel he divronn wenn,*
*'N eur wea he daouarn ha 'n eur junta he bizied.*
*Lakaat a reas eur skeud war an abeg ha hi er boan,*
*Hag er glac'har c'houero! Butun kreñv e oa, sur! »*

*Goude se, Ouna Nic Diarmada a gouezas klañv gant ar garantez he doa evitañ. Tra ebet ne c'helle gwellaat he stad pe he farea, hag ez eas ken fall ar bed ganti en diwez ma ne c'hellas ket sevel. Neuze, Mac Diarmada a aotreas d'ezi gervel daveti ar C'hoisdeala. Kemenn a reas Ouna kement-se d'ezañ hag e teuas. Kaset e voe e kambr Ouna. Dont a reas hec'h ene d'ezi adarre gant al levenez p'hen gwelas. Kement a vad a reas d'ezi an dra-se ma kouskas c'houek erfin evit ar wech kenta abaoe mizveziou. Azezet e oa e-kichen ar gwele. Chom a reas evel-se, e zourn en he dourn, e-pad eur pennad mat, hogen evel ma ne zihune ket hag evel m'en doa heug da chom eno pelloc'h e tiskrogas e zourn diouz he hini. Mont a reas er-maez eus ar gambr, hag heñ d'an traoñ gant an diri. Ne gavas den ebet en ti, ha mez en doa da chom ennañ hep beza pedet. Gervel a reas ar mevel evit ma vefe lakaet an dibr war e varc'h rak e oa e soñj mont*

kuit. Sevel a reas war e varc'h hag ez eas goustadik diouz an ti o soñjal pep ar mare e teufed d'e glask pe e vefe goulennet outañ dont en-dro. Chom a reas evel-se e-kichen an ti, hogen ne zeuas kannad ebet da lavarout d'ezañ dont en-dro. Ar mevel a skuizas ouz hen gortoz. Soñjal a rae e oa e vestr o varc'hekaat pell'zo hep pellaat diouz an ti. Staga a reas da lavarout d'e vestr ne rae Mac Diarmada német ober goap outañ. Lakaat a reas en e benn edo o c'hoari eun taol-trubarderez d'ezañ. Ne fellas ket d'ar C'hoisdeala kredi kement-se da genta ; hogen pa welas ne zeue den war-du ennañ, e stagas da gredi ar pez a lavare e vevel. Toui a reas neuze ne deufe morse war e giz ha ne rannfe ger ebet ken da Ouna pe da unan bennak eus tud Mac Diarmada, anez e vefe lavaret d'ezañ dont en-dro araok n'en defe treizet roudour eur stêr vihan, an Donog. Pa erruas d'ar stêr, ne dreizas ket anezi. Chom a reas e-barz an dour e-pad eun hanter eurvez pe ouspenn, spi ennañ e teufe eur c'hannad d'e glask. Neuze ar mevel a stagas d'e abegout. « Souezet-bras oun, emezañ, o welout eun denjentil evel-doc'h o tastum riou abalamour d'eur vaouez evel ma vije hec'h-unan er bed a-bez. Daoust ha n'eo ket bihan ho lorc'h evit ma c'hellfec'h gouzañv eur seurt mez ? » « Emañ ar wirionez ganit » a respontas ar C'hoisdeala, hag e vlenias e varc'h war-du ar ribl. N'oa ket savet mat war an douar sec'h ma tegouezas eur c'hannad kaset gant Ouna hag heñ o huchal warnañ da zont en-dro buan war-du enni. Ar C'hoisdeala, avat, na dorras ket e le ha ne deuas ket war e lerc'h. Ne oa dihunet Ouna nemet a-benn eur pennad hir-kenañ goude ma oa



aet kuit ar C'hoisdeala. Pa zihunas erfin, beo ha skañv an tamm anezi, kenta tra a reas a voe kas unan bennak da glask anezañ, hogen aet e oa kuit. Spontet e voe hag e kasas eur c'hannad war e lerc'h. N'erruas ket e koulz, avat. Ar C'hoisdeala a yeas e kounnar neuze hag e skoas gant an dourn war e vevel en doa gwall-guzuliet anezañ ken na varvas.

Ouna a voe ken glac'haret ma tizerias ha ma varvas nepell goude. Netra ebet ne c'hellas frealzi ar C'hoisdeala goude-se. Ouna a voe beziet en eun enezennig vihan e-kreiz al loc'h Ke. Ar C'hoisdeala a zeuas betek ribl al loc'h en noz goude an douaridigez hag ez eas war-neuñv d'an enezenn. En em deurel a reas war ar bez hag e tremenas an nozvez o veilha hag o ouela. An hevelep tra a reas an noz war-lerc'h. Dont a reas en-dro en teirvet noz hag e komzas a-us d'ar bez :

« A Ouna wenn, divalo eo ar gwiskamant lakaet warnout,
Emaout war eur gwele striz hag uhel e-mesk miliadou korf
Anez na rofes da zourn d'in, â vaouez na reas droug ebet,
Ne vo mui gwelet va skeud el lec'h-mañ nemet fenoz. »

N'en doa ket peurlavaret ar c'homzou-se ma santas Ouna o sevel hag o skei gantañ eun taol skañv gant he dourn war e voc'h ha ma klevas eur vouez heñvel ouz hec'h hini o lavarout : « Na zeu ket ». Neuze ez eas kuit laouen ha ne zeuas biken ken.

*Buhez Tomas Laidir a voe goude-se ken souezus hag an danevell-mañ. An dud koz e kontelezioù Sligac'h ha Roskoman a ouie kement a istoriou diwar e benn m'o dije miret eun den ouz o selaou e-pad eun nozvez a-bez. N'em eus ket dastumet an holl anezo p'edon evit hen ober, siouaz, ha bremañ ne c'hellan ket ken kavout anezo.*

*Mervel a reas Tomaz en diwez. Bez' e oa eun den, e ano Ruadhan, hag e prometas an Diolun-ed eur gopr d'ezañ m'hen lazfe. Stlepel a reas eur viliennn outañ a-ziadreñv eur bern taouarc'h hag e varvas. Chom a reas war an douar e-pad tri devez. Den ne zeuas d'e adsevel abalamour m'o doa an holl dud aon razañ.*

## OUNA WENN

A Ouna wenn, â vleunienn he rodellou goularz,
Maro out abalamour m'out bet kuzuliet fall.
Sell, hini garet, pehini ' oa ar gwella eus an daou ali?
A evn 'barz eur gaoued ha me e roudour an Donog.

A Ouna wenn, va lezet ac'h eus rouestlet en anken,
Perak e plij d'it beza atao ouz hen larout-dilarout da viken ?
Bleo rodellek ma kreske an aour teuz warno,
Gwell e vefe beza ez kichen eget e klod an neñvou.

A Ouna wenn he bagou kroumm, emezañ,
Da zaoulagad eo an tenera a voe biskoaz 'barz eur penn.



A c'henou bihan flour, 'vel kellaez, 'vel gwin, 'vel bier,
A droad koant mibin, te eo a gerzfe diboan 'barz eur votez.

A Ouna wenn, 'vel eur rozenn en eul liorz e oas
Hag evel eur c'hantolor-aour war daol eur rouanez,
Heson ha flour ez aes gant an hent-mañ araozoun,
Ha pep beure am eus keuz n'out ket bet euredet gant da garantez du.

A Ouna wenn, te eo ac'h eus diheñchet va skiant-vat ;
A Ouna, te eo a zeuas tostik etrezoun ha Doue,
A Ouna, â skourr frondus, â gudennig rodellek ar bleo,
Ha ne vije ket bet gwelloc'h d'in beza dall eget da veza gwelet biskoaz ?

Gleb ha yen e voe ar weladenn a ris d'ar gêriadenn en noz tremenet,
Ha me em c'hoazez war ribl ar gwele va-unan-penn,
A sklerijenn diskeud na voe dimezet nemet ganin,
Perak n'ac'h eus ket kemennet d'in-me yenijenn ar beure ?

Bez' ez eus tud er bed-mañ a zo dizoujus ouz eur penn-ti goullo.
Madou ar bed e-leiz ganto daoust n'o deus ket anezo da viken.
Klemm ouz madou pe gouela evit douar ne rafen ket,
Gwelloc'h e vefe d'in daou zañvad hepken ma vefe Ouna ganin.

(Una Bhân, p. 58-60)

## PENN DU KARET

Emañ merc'hed ar ger-mañ aet foll hag e kounnar,
O sacha war o bleo hag o lezel anezo da vont gant an
 avel,
Ne c'houlennont ket karantez digant paotred ar vro
Ken n'int bet d'an emgann gant paotred ar roue.

Penn du karet, karet, karet,
 Penn du karet, deus war-du ennoun,
Penn du skedusoc'h 'get an alarc'h hag ar skreo,
 Digalon an den na gar ket ac'hanout.

O yaouankiz hael, hael, hael,
 Eur gopr az po, hogen chom betek an deiz,
Eur solier az po hag eul leur-zourna
 Hag aotre da sevel pa savo an deiz.

Penn du karet, karet, karet,
 Penn du karet, deus war-du ennoun,
Penn du skedusoc'h 'get an alarc'h hag ar skreo,
 Digalon an den na gar ket ac'hanout.

(Ceann dubh dîleas, p. 62)

## AN ITRON GAER

Lusenn vel eun devez reo, war goadou du gwez dero,
Karantez hep kevrin 'm eus 'vidout, o, kroc'hen kaer
 da zivronn wenn
Da gorf mistr, da c'henou moan ha da vleo rodellek
 ha flour,
Hag, o, karantez kenta, n'am ankounac'ha ket, te hag
 ac'h eus kresket va c'hleñved.



Ar re a welfe va c'harantez e kreizig-kreiz ar foar
A gavfe d'ezo he deus lazet miliadou a yaouankizou
 gant rozennou he dremm.
He divoc'h evel ar roz-aer ha hi ar genedusa e bed ar
 gened,
Ken na soñj pep kanfard ez eo-hi e vuia-karet d'ezañ
 e-unan.

An neb a welfe an Itron gaer, ha hi o kerzout war
 ar pradou,
Diouz ar beure eun devez hañv hag ar gliz war he
 botou.
Hag an toullad yaouankizou lagadet-glas o deus c'hoant
 dimezi ganti,
N'o devo ket va « c'huziadenn » evel ma kav d'ezo.

A Nelli, va c'harantez, ha dont a ri ganin e-harz ar
 meneziou
Da eva gwin ha « bolkan » (1) ha laez ar c'havr
 gwenn-kann ?
Sonerez e-leiz ha c'hoari a roin d'it e-pad da vuhez
Hag an aotre da vont da gousket war vrennid va
 roched.

(D. Hyde. An Chûilfhionn, p. 70)

(1) Eur seurt gwin-ardant, war a greder.

## AN ITRON GAER

Ha sav ez sav, â faotr, hag aoz evidoun va marc'hig,
Ma 'z in buan da glask va hini dreist-garet.
Ha hi dimezet d'in abaoe m'eo eur bugel bihan
Ha hi nao gwech flouroc'h eget ar goukoug pe an ograou.

Ha soñj ac'h eus eus an nozvez m'edomp ouz ar prenestr,
Pa gemerjout va dourn ha pa waskjout anezañ ?
'N em astenn a ris ez kichen hag em c'halon ne oa droug ebet
Hag e voen a-gevret ganit ken na glevis an alc'houeder.

Hi ' zo va c'hoar (1), hi ' zo va c'huziadenn, hi 'zo va c'harantez, hi ' zo va bugelig,
Hi ' zo heoliënn ar wazed yaouank pep deiz eus ar sizun.
He boc'h a zo evel ar rozenn hag he gouzoug evel an alarc'h,
Glac'haret oun dre ma n'emaoun ket atao el lec'h ma fich he gwele.

N'eus nag arc'hant nag aour ganin, na chupenn, na roched,
N'eus gwenneg ebet em godell, — ha Mab Doue d'am skoazello,
Grataat a ris diou wech kent pokat d'az kenou bihan,
O plac'h he bleo goularz, na zimezfen ket ganit e-pad va buhez.

(1) « C'hoar » a zo amañ eur ger a garantez. Aliezik e vez graet gantañ er c'hiz-se.



Va c'haredig, va c'harantez, bez leal ha bez start,
Ha na zilez ket karantez kuz da galon-diabarz dre ma 'z eo paour.
Kemer a rin ar Vibl (da dest) pe n'eus forz petra war an douar.
Ma roio d'imp Mab Doue hol lod a nozveziou da zebri.

Va c'haredig, va c'harantez, te a roas d'in kerse e derou da yaouankiz,
Gant da fallagriez plijus ha tener hag e prometjout eureuji ganin.
Ma rofe va c'halon karantez d'it, ha me 'gav d'in ez eo a-walc'h
Ha va lezel a rejout er velkoni da serr-noz.

Toui a ran war va mantell, ma kav d'in emañ pell ar sul diouz
Ma welin ar plac'h yaouank o tont gant an hentou ;
Mont a rin d'an oferenn e-lec'h ma vo va zeñzor,
Ha sur eo e lezo va spered strafuilhet.

An Chûilfionn (eil doare), p. 72-74

*Setu abeg ar ganenn da heul :*

*Eur barz a gouezas e karantez gant eur vaouez yaouank, hag e teuas en ti m'edo hi-hec'h-unan a-gevret gant he mamm da serr-noz. Droug a oa er vaouez koz abalamour ma oa deut hag e soñjas en tu gwella d'e gas er-maez. Staga a reas da ober eur « sugân » pe eur fun-plouz. Derc'hel a rae-hi ar c'holo tra ma tortise ar barz anezañ. Kila a rae-heñ a-feur ma 'z ae ar « sugân » war hiraat ken na deas er-maez eus an ti hag heñ o tortisa atao. P' hen gwelas er-maez e savas ar wrac'h en eul lamm hag e serras an nor outañ. Goude e taolas e delenn er-maez dre doull ar prenestr hag e lavaras d'ezañ mont kuit.*

*D. Hyde, p. 74-76.*

## AR PALLENN GWENN

Mar demaout-te ganin, bez ganin, o karantez wenn va c'halon,
Mar demaout-te ganin, bez ganin e-kerz an deiz hag an noz,
Mar demaout-te ganin, bezet ganin pep tamm da galon
Ha va reuz ha va gwalleur eo n'emaout ket ganin d'an noz evel gwreg.

(ar plac'h yaouank o respont :)

Ha klevout a rit ac'hanoun, o mevel, a zo o klask karantez ?
Kit en-dro d'ar gêr ha chomit eur bloavez all evel m'emaoc'h.



(an telenner :)

Dont a ris e-barz eun ti m'edo karantez wenn va c'halon
Hag ar wrac'h am lakaas er-maez dre derri ar fun.

Karout a rin eur plac'h a c'hortozo eur bloaz evit he c'harantez,
Karout a rin eur plac'h a c'hortozo eur bloaz a-bez hag he deiz.
Ne garfen ket ar plac'h a vefe ganeoc'h-c'houi ha ganin-me war al lec'h.
Va c'harantez eo ar plac'h a chomo en eur stad hepken.

Ha petra e oa ar c'haz maro (1) am blenias er vro-se
Hag ar bagad plac'hed yaouank a lezis war va lerc'h ?
Ne oan ket ar pouezusa evit-se ha ne voen ket skoet gantañ
Hag alies e trouc'h eur plac'h eur walenn a skoio anezi.

Hag en traoñ, e Sligac'h, e c'hounezen anaoudegez ar merc'hed
Hag en-dro e Galliv ez even ganto va gwalc'h...

H. a.

An Sûisin Bân, p. 74. Anavezet eo ar ganenn-mañ ivez dindan an ano : « Casadh an tsugáin » da lavarout eo « torridigez ar fun-plouz ». D. Hyde en deus savet eur pez-c'hoari gouezelek dindan an ano diweza-mañ (Farnach.).

(1) Kaz maro = drouk-chañs.

*Ar ganenn vrudet da heul a vez lakaet war ano ar barz Domhnall Faire O Gormâin.*

## BERC'HED, O TEÑZOR

O Berc'hed, o teñzor, na zimez ket gant eun den koz,
Hogen dimez gant ar gwaz yaouank a roio d'it eur
bugel,
'N em astenno ez koant war ar gwele ez kichen,
A roio d'it eur pok pe zaou diouz ar beure.

Eun druez eo, o Berc'hed, na gavis ket ar maro
A-raok na rois karantez ken padus d'it.
Lezel a rejout va spered dismantret ha strafuilhet
Evel ar grenerez o vranskellat en avel.

Ma vefe ar vro-mañ evel ma rankfe beza,
'Barz eur c'hastell dudius e vefes o chom.
Gallaoued ha Gouezeled a vefe o c'hlac'hari diwar
da benn
Ha me ne vefen ket o vreutaat pelloc'h ganit.

Grataat a rejout d'in, — hag eur gaou ne oa ken —,
E vijes deut ganin e-barz an deñvedlec'h.
Leuskel a ris eur c'houibanadenn ha kant garm evidout,
Ha ne gavis den eno nemet an deñved o vegeliat.

Hag e tremenjout em c'hichen en deñvalijenn ha
diwezat,
Hag e tremenjout em c'hichen p'edo deiz anezi c'hoaz.
Ma teufes e-barz da-unan da welout ac'hanoun,
Diaoul an diemgleo a vefe kenetrezomp.

D. Hyde, Brighid a Stoir, p. 76



*Er ganenn da heul emañ ar plac'h yaouank o leñva goude beza bet dilezet gant ar paotr a gare.*

*Eeun ha heson eo ar c'hlemgan a savas. Keñveria a ra he muia-karet ouz « eur steredenn a-dreuz d'al lusenn », eun doare-lavar a zegas koun d'imp eus eur barzoneg kaer eus levr O Argadain, marteze ar c'haera eus an holl varzonegou a zo el « levr-roue » -se, ma vez kavet ar gwerzennou da heul :*

*« He gwelout a ris o tont davedoun dre greiz ar*
*menez,*
*'Vel eur steredenn a-dreuz d'al lusenn* (1) »

## PLAC'H VIHAN AR GLEN

O yaouankiz yaouank, 'vel eur steredenn a-dreuz d'al
lusenn,
Roet em boa d'it va holl garantez,
Ha prometet ez poa beza araozoun da wez glas ar
c'hraoñ,
Evit ma c'hellfemp lakaat hor c'huzuliou a-gevret.
Meiz, o mil teñzor, n'eus pec'hed ebet
A zo gwasoc'h ha brasoc'h da ober
Eget rei kerse d'eur plac'h yaouank koant gant da
bokou
Hag he dilezel da viken goude-se.

O Rodi, o kuziadenn, daoust hag ac'h eus kerse atao
Da veza lakaet ac'hanoun e-mesk trubuilhou ar bed

(1) « Chonnairc mé ag teacht chugam î tre lâr an tsléibhe Mar reultan trîd an g-céo », p. .102.

Ha da veza lakaet da garantez en arc'hant hag er saoud
Hag en ounnered du ar menez ?
Kalz gwelloc'h e vije d'in beza e-kichen eur paotr yaouank
En deus en e gerz saoud war dor eur grec'hienn.
Heñ eo a c'hoarife ganin da c'hoari tenn ar gouestlou
Hag a gerzfe dishual a-dreuz d'ar bed ganin-me.

P'edo an heol o vont da guz, va dismantr, va c'holl spontus,
Edon-me e poan d'ar mare-se,
Ken na oan heñvel ouz eun den 'n e c'hourvez war an douar,
Hag, o Mab Mari, na bras an druez-se.
Va holl vignoned, ar re anezo n'int ket maro,
O deus roet d'in kasoni c'houero
Hep eur ger en o genou nemet : « Peogwir hoc'h eus dismantret ac'hanoc'h
Gouzañvit poan gant-se. »

Cailin Beag an Ghleanna, p. 102-104



*Ar ganenn da heul a voe savet war eun dro gant eur paotr paour hag unan pinvidik da gana d'o hini garet. Unan anezo a glaske he hoala d'he c'has gantañ er-maez eus Iwerzon da Vro-C'hall pe da Vro-Spagn. Grataat a rae d'ezi eun eured, ma vefe ar gwin-ardant hag ar gwin ken founnus ma vefe evet anezo war greizig-kreiz an hent. Prometi a rae ivez d'ar plac'h eur c'harroñs tennet gant c'houec'h marc'h hag eur bagad merc'hed yaouank. Ar paour kaez reuzeudig, heñ, n'en doa gantañ nemet eur vuoc'h war ar menez hag eul lochennig toet gant broenn. Anat ez eo neuze, hervez va meno, ez eo koz a-walc'h an ton ha darn eus ar c'homzou. Kemmet e voent hervez ma voent kaset a lec'h da lec'h hag a vro da vro gant tud a lakae ouspenn gwerzennou nevez d'ezo.*

*Heverk eo ivez abalamour d'an « anacolouthon » souezus ha ker gouezelek e derou an eil poz, ma chom diechu hag hep pennlavarenn ar frazenn genta « pioubennag a welfe va zi... » Marteze e kave d'ar barz e vije bet mat d'e hini garet dimezi keit ha ma oa yaouank c'hoaz evel ma ra ar wenanenn he neiz e lagad an heol hag evel ma vleun ar vroñsenn en he yaouankiz. Frazennou hanter-zisvleget ar menoziou enno a zo boutin-kenañ er c'hanennou-mañ.*

*D. Hyde, p. 116*

## PLAC'HIG DU AR GLEN

Bez'ez eus eur vuoc'h ganin war ar menez, hag e choman pell war he lerc'h ha kollet am eus va spered gant eur plac'h.
He blenia a ran d'ar reter ha d'ar c'hornog hag e pep lec'h ma vez heol betek na da en-dro d'an abardaez.
Pa sellan ouz ar gêriadenn-hont m'emañ va c'huziadenn enni e red an daerou eus va daoulagad glas.
A Zoue meur ar c'hras, ro frealz d'in, rak ar vaouez du eo am lezas er glac'har.

Pioubennag a welfe va zi, toenn ebet warnañ, nemet broenn, hag heñ savet war vord an hent,
Dont a ra ar wenanenn, hag e sav he neiz gant heol ha gwrez an eost,
P'emañ ar skourrig o weñvi, ne chom ket a frouez warnañ, evel ma vez war ar vroñsenn yaouanka,
Hag â benn koant kenedus karet a-greiz kalon, e kasan d'it da viken kant kenavo hag unan.

Eur wreg am bije e Moua, eur wreg am bije e Lahin, eur wreg am bije ha daou vil buoc'h ganti.
Hag ar veleganez eo ar vaouez a rannas va c'halon, pe eur vaouez all eus bro ar roue Jorj.
Ar c'hont en deus eur plac'h a zo foll gant ar c'hoant dimezi ganin.
Ha m'em bije da zibab e-mesk merc'hed koanta ar bed, plac'hig du ar glen eo a zibabfen.



Hi eo plac'hig du ar glen, ar plac'hig du ar wella, ar plac'hig du ar skedusa hag ar vrava,
He gouzoug evel an alarc'h, he dremm evel an erc'h, he dargreiz moan kenedus,
He daouarnig (evel re) Vari gant o femp biz flour,
Pa 'z a an alarc'h er-maez e koll an heol e wrez, hag e sent al loar outi gant karantez.

Pol Dubh an Ghleanna, p. 114-115.

*Eun druez vras eo e gwirionez ne voe ket dastumet pell'zo kanaouennou, barzonegou ha kontadennou ar bobl, — ne gomzan ket amañ a-zivout kanaouennou ha barzonegou ar varzed. — Bez' e vefent anezo bremañ ar priziusa teñzor hag an dudiusa dastum a c'hellfe beza kavet e-touez ar broadou a gomz eur yez keltiek. Re ziwezat eo bremañ evit mont d'o dastum. An hanter pe an tri-falevarz eus ar c'hanaouennou gwella a oa e kerz kreiz Iwerzon pe e kerz ar c'hontelezioù-se ma ne vez komzet gouezeleg enno nemet nemeur hizio. Ma 'z afemp pell er c'hornog, e-kichen ar mor, e-mesk ar venezidi hag ar besketaerien, e kavfemp e gwirionez, tud hag a gomz gouezeleg bemdez, hogen n'o deus ket kalz er-maez eus ar c'hanaouennou hag ar c'hontadennou a veze boas en o mesk hag a voe savet e-kichen ar mor. Ar c'hontadennou hag ar barzonegou eus ar rann binvidika ha sevena eus ar vro hag eus an dud ouizieka ha desketa a zo steuziet ha kollet bremañ, evel re gontelezioù an Mi, an Irvi (Mi ar c'hornog) hag holl re greizig-kreiz Iwerzon, e kontelezioù Loungfort, Roskoman, Limnac'h, Tibrad Aran hag ar pep gwella eus Iwerzon. Siouaz, eur c'holl mantrus eo.*

*D. Hyde, p. 64.*



*Al levr ma 'z eo bet savet al labour-mañ diwar e goust a zo bet embannet, gant eun droidigez saoznek, e Bla-Klia, er bloavez* 1895 *dindan an ano:*

ABHRAIN GRADH CHUIGE CONNACHT

or

Love Songs of Connacht

(Being the Fourth Chapter of the Songs of Connacht), now for the first time collected, edited and translated

by

Douglas Hyde, L.L.D., M. R. I. A.

(an chraoibhîn aoibhinn)

*Bez'ez eus ennañ 45 kanenn, 25 anezo lakaet e gwerzennou saoznek gant an dastumer e-unan. Ne vo kavet el levr brezonek-mañ nemet 20 anezo. Koulskoude, kavout a ra d'an troer ez eo a-walc'h evit rei eun tañva eus kanaouennou-pobl Iwerzon.*

*N'eus ken.*

## EMBANNADURIOU « GWALARN »

### 1. Kelaouennou

GWALARN. Eun niverenn bep miz. Koumanant-bloaz : 30 lur (broiou estren : 35 lur).

KANNADIG GWALARN. Eun niverenn bep daou viz. Koumanant-bloaz : 15 lur (broiou estren : 20 lur). Stag ouz « Gwalarn », ennañ an hevelep danvez. (Sellout an diskleriadur roet e pep niverenn hag ivez war follennou distag).

### 2. Levriou evit deski Brezoneg

S-7. PRECIS DE GRAMMAIRE BRETONNE, gant Roparz Hemon : 3 lur.

S-8. LA PRONONCIATION DU BRETON, gant Roparz Hemon : *n'eus ken.*

S-9. L'ORTHOGRAPHE BRETONNE, gant Roparz Hemon : 3 lur.

S-10. PETIT DICTIONNAIRE PRATIQUE BRETON-FRANÇAIS, gant Roparz Hemon : 22 lur.

S-11. COURS ELEMENTAIRE DE BRETON, gant Roparz Hemon : 12 lur.

85. ALC'HOUEZ AR BREZONEG EEUN, gant Roparz Hemon : 4 lur.

### 3. Romantou ha Kontadennou

S-1. AR ROC'H TOULL, gant J. Kerrien : *n'eus ken.*

S-4. AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ, gant Roparz Hemon : *n'eus ken.*

28. PEVAR MARVAILH (kontadennou), gant Abeozen : 3 lur.

41. AR WAZIG, gant D.K. Kongar : 3 lur.

42. AN DOUR EN-DRO D'AN INIZI, gant Y. Drezen : 4 lur.

43. PA C'HOUEZ AVEL WALARN, gant Meavenn : 5 lur.

48. AR C'HOAR HENA, gant Roparz Hemon : 4 lur.

50. AL LAER AVEL, gant Roparz Hemon : 4 lur.

59. BLEUNIOU A GARANTEZ, gant Koulmig Arvor : *n'eus ken*



63. YANN AR BURZUDOU, gant Koulmig Arvor : *n'eus ken.*

70. AR RUN-HEOL (kontadennou), gant Jakez Riou : 4 lur.

71. KLEIER EURED (kontadennou), gant Roparz Hemon : 4 lur.

77. SANTEZ DAHUD, gant Roparz Hemon : 4 lur.

### 4. Barzoniez

S-12. TELENN ARVOR. FURNEZ BREIZ, gant A. Brizeug : 6 lur.

39-40. KANOU EN NOZ, gant X. de Langlais : 10 lur.

53. KANOU EN DEIZ, gant Meavenn : 4 lur.

55. PIRC'HIRIN AR MOR, gant Roparz Hemon : 4 lur.

60. DISUL DA NOZ, gant D.K. Kongar : 4 lur.

66. BARZAZ GWALARN 1934 : 4 lur.

74. DIRAK HENT AL LEVENEZ, gant D.K. Kongar : 4 lur.

### 5. C'hoariva

a) Peziou breizek :

S-14. GORSEDD DIGOR, gant Jakez Riou : 8 lur.

34-35. AR BAGANIZ, gant T. Malemanche : 10 lur.

37. LINA, AN TAN E TI KERNASPREDEN, gant Roparz Hemon : 4 lur.

54. AN DIOU ZREMM, gant X. de Langlais : 5 lur.

EUN DEN A NETRA. gant Roparz Hemon, a gaver en niv. 9.

b) Troidigeziou :

S-2. WAR VARC'H D'AR MOR, gant J.M. Synge, troet gant Y. Drezen : *n'eus ken.*

S-5. NEVEZ-AMZER, gant T.C. Murray, troet gant Roparz Hemon : 4 lur.

S-6. PROMETHEUS EREET. AR BERSED, gant Aesc'hulos, troet gant Y. Drezen : 12 lur.

S-25. AR PLAC'H DIANAV, gant A. Blok, troet gant Roparz Hemon : 4 lur.

67. FOSTUS, AN DOKTOR DAONET. gant C. Marlowe, addispleget gant Roparz Hemon : 4 lur.

AR C'HOUMOUL A DEC'H, gant A.O. Roberts, troet gant Roparz Hemon, a gaver en niv. 2.

MARC'HADOUR VENEZIA, gant Shakespeare, addispleget gant J.L. Emily, a gaver en niverennou 5, 6, 8, 9 ha 10.

## 6. Istor ha Beajou

S-15. ISTOR AR BED, gant Meven Mordiern — Levrenn I : 14 lur.

S-16 id. Levrenn II : 10 lur.

44-45. id. Levrenn III : 8 lur.

64. id. Stagadenn d'al Levrenn III : 4 lur.

S-17. EUR BREIZAD ER C'HANADA, gant F.L.T. Donroe, lakaet e brezoneg gant Abherve : 15 lur.

38. IWERZON DISHUAL. SKOL SANT ENDA, gant Meavenn : 4 lur.

49. KEMBREIZ GWECHALL HA BREMAN. gant Abherve : 4 lur.

68. « 1914 » : 4 lur.

24. EUN DRO E KEMBRE, gant Roparz Hemon : 2 lur 50.

SKOLIOU-UHEL AR BOBL E DANMARK. gant Roparz Hemon, a gaver en niv. 14.

ENVORENNOU BEAJ F. VALLEE a gaver en niverennou 7, 8, 9, 10, 12, 13, 14, 15, 16 ha 17.

## 7. Yezoniez

S-18. ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEG E 1928, gant Roparz Hemon : 4 lur.

51. YEZADUR BERR AR C'HEMBRAEG : 8 lur.

EUR PENNAD KERNEVEG, gant Roparz Hemon, a gaver en niv. 20.

## 8. Burutellerez

S-19. EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ, gant Roparz Hemon : 15 lur.

80. YANN SOHIER, niverenn embannet da geñver e varo : 4 lur.

76. PREDERIADENNOU DIWAR-BENN AR YEZOU HAG AR BREZONEG, gant Meven Mordiern — Levrenn I : 4 lur.

78. Id. — Levrenn II : 4 lur.

82. Id. — Levrenn III : 4 lur.



84. Id. — Levrenn IV : 4 lur.

86. Id. — Levrenn V : 4 lur.

88. Id. — Levrenn VI : 4 lur.

## 9. Lennegez keltiek

a) Lennegez Kembre (troet gant Abeozen) :

30. OWEN HA LUNET : 3 lur.

62. HUNVRE MAKSEN. LUZ HA LEVELIS : 4 lur.

PWYLL PRINS DYVET a gaver en niverennou 1, 3 ha 4.

BRANWEN MERC'H LLYR a gaver en niverennou 5 ha 6.

MANAWYDDAN MAB LLYR a gaver en niv. 8.

MATH MAB MATHONWY a gaver en niv. 9.

HUNVRE RHONABWY a gaver en niv. 13.

KULHWCH HAG OLWEN a gaver en niverennou 18, 19, 21 ha 25.

ENVORENNOU TWM O'R NANT a gaver en niverennou 10, 11 ha 12

(displeget gant Roparz Hemon) :

ISTOR BURZUDUS HON TADOU, hervez Jafrez Menoe, Levrenn I : 4 lur.

b) lennegez Iwerzon (displeget gant Roparz Hemon) :

S-3. TONKADUR BUGALE TUIREANN : 4 lur.

27. SKRAPADEG SAOUD KOUALNGE, Levrenn IV : 4 lur.

32. DIARMUID HA GRAINNE : 5 lur.

47. GWELEDIGEZ MAB KONGLIN : 4 lur.

TONKADUR BUGALE LIR a gaver en niv. 10.

TONKADUR BUGALE USNAC'H a gaver en niv. 11.

SKRAPADEG SAOUD KOUALNGE (diechu) a gaver en niverennou 13, 15, 17 ha 19.

(displeget gant Ronan Kermene ha Y. Guillou) :

DANEVELL VARZUS SANT BRENDAN a gaver en niverennou 18, 19, 20, 21 ha 22.

(troet gant Farnachanavan) :

90. PA GAN AR GALON, kanennou a garantez Bro-Gonnac'ht : 4 lur.

k) lennegez Bro-Skos (displeget gant Roparz Hemon) :

81. KONTADENNOU A VRO-SKOS, Levrenn I : *n'eus ken.*

## 10. Troidigeziou

36. NOTENNOU AR GOUBENNER, gant Sei Chonagon, troet gant Roparz Hemon : 3 lur.

46. AN TASMANT DIMEZET, gant Hoffmann, displeget gant Alan Brenn : 4 lur.

52. EUN HIR A GOUSK, gant W. Irving, troet gant Erel Keralban : 4 lur.

65. HIAWAZA, gant Longfellow, displeget gant Yann Keryell (Yann Sohier) hag Abeozen : 4 lur.

73. AN DEN A GOLLAS E SKEUD, gant Chamisso, troet gant Roparz Hemon : 4 lur.

85. AN TENN. AR BARRAD-ERC'H, gant Pouchkin, troet gant Roparz Hemon : 4 lur.

AN DAMEZ A BIKEZ, gant Pouchkin, troet gant Roparz Hemon, a gaver en niv. 16.

## 11. Levriou evit ar Yaouankiz

S-13. MARVAILHOU AR VRETONED : *n'eus ken.*

S-20. PRINSEZIG AN DOUR : *n'eus ken.*

S-21. PER AR C'HONIKL, gant B. Potter, troet gant Y. Drezen : 1 lur.

S-22. PLAC'HIG VIHAN AR MOR, gant Andersen, troet gant Roparz Hemon : *n'eus ken.*

S-23. LEVR AL LOENED, gant M. Gourlaouen : 1 lur 75.

S-24. NIJADENN AN AOTROU SKANVIG, gant G. Th. Rotman, troet gant Y. Drezen : 5 lur.

57/58. SINDBAD AR MARTOLOD : *n'eus ken.*

61. MARVAILHOU AN OALED, gant Grimm, troet gant Roparz Hemon : *n'eus ken.*

69. MARVAILHOU LOENED, dastumet gant Abeozen : 4 lur.

71. ISAGAN, gant P. Mac Piarais, troet gant Farnachanavan : 4 lur.



76. RIMADELLOU AR GLOUD, troet gant Y. Ezel, Levrenn I : *n'eus ken.*

79. Id., Levrenn II : *n'eus ken.*

89. TROIOU-KAMM ALANIG AL LOUARN, gant J. Riou, Levrenn I : 6 lur.

## 12. Skiantou

S-26. MENTONIEZ, gant C.L. Kerjean : 12 lur.

---

Priz an niverennou koz (betek an niverenn 25) :

1 da 9 : *n'eus ken*
10 da 15 : 5 lur
16 da 22 : 7 lur 50
23 da 25 : 2 lur 50

---

ALIOU

500 niverenn « Alanig al Louarn » a zo bet kaset diwar goust kef « Brezoneg ar Vugale » da veza roet evel priziou : 50 d' « Ar Falz » ha 450 da « Vrezoneg er Skoliou ».

---

Erbedi a reomp start eur gelaouenn nevez e brezoneg penn-da-benn : SAV, trimiziek. Priz ar c'houmanant : 10 lur. Skriva d'an dimezell Dassibat, 199, rue de Vanves, Paris (14e). C.C. 1902-50, Paris.

GWALARN. — Eun niverenn bep miz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 30 lur (broiou estren : 35 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 22 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

KANNADIG GWALARN. — Stag ouz « Gwalarn ». Eun niverenn bep daou viz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 15 lur (broiou estren : 20 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 12 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour* : Y. Drezen

Priz : 16 real

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

Yves Le Drézen
Boîte Postale 75
Brest